

# TRAHISON AN AMOUROUSTET.

## DEDIET DA EUR GODISSEREZ.

*Var an ton ancien.*

Ma vijen bet partajet demeus an elocanç
A bossede Apolon gant calz eus a brudanç,
M'em bije grêt ur reglen merqet gant va daelou,
Demeus ar goal blaneden a bresid d'am deyou.
Bremâ zo nebeut amzer e voan bet ravisset
Gant charmou ur femelen, rouanez ar guenet;
Dre artifiçou Venus, rouanes ar yaouanqis,
Ez ê deut d'am punissa deus ar brassa supliç.
Goneet e voa va c'halon gant an amouroustet;
Gant ar c'hrea chadennou e voan prest zesisset,
Nps ha de er supliçou, er brassa tourmanchou,
Devoret ha consumet gant ardeur ar flamou.
Scuis e vea tourmantet, hep cavet esperanç
Da vea prest delivret dre ar reconnessanç
Demeus an objet charmant a rê va supliçou,
A voa capabl e-uuan da cessi va foaniou.
Ec'h anoncis hep dale ardeur va fassion
D'an objet eus va birvoud va inclination,

Gant un esperanç parfet da vea recompancet
Erve justiç ha merit eun amitie parfet.

Goude bea saludet e graç hac e fresanç,
Sincer e meus invoqet enor e odianç
Da anzao en e fresanç va oll santimanchou,
Carante, fidelite bete fin va deyou.

Assuret e meus dezi gant protestation
E halume ar flamou demeus va fassion,
E possede en antier va c'halon evit trou
Hac e rê va oll martir ebars en e frison.

Debonjour dêc'h, Rouanez demeus an oll charmou,
C'houi a deu da imposi e pêvar c'horn ar vro;
Dre oll oc'h eus ar pouvoar var an oll galonou,
Evel an amouroustet, an oad hac an armou.

Ha dêc'h ive, va douciq, eus a greiz va c'halon
Me souet sur an enor e vec'h va gùir vignon;
Ha mar grit dìn an enor demeus oc'h amitie,
E peurgargfot va c'halon a joa ha levene.

Hennes a zo eun enor ha na veritân qet,
Meritout an eloqanç demeus hoc'h oll aperet:
Ar melodi zo dleet da auteur an natur,
A bossed an oll bouvoar, nonpas d'e grouadur.

Mignones, credit parfet oc'h eus-àn meritet,
Mar er merit birviqen objet ebars er bed;
Ha mar bec'h din qer fidel evel ma tezirân,
C'houi ê va oll dezirìou certen bars er bed-màn.

En faç an ên, an douar, và mignon, me ro dêc'h
Va fe, va guer a enor da vea fidel dêc'h;
Ha mar teuân da vancout qeit a ma vin er bed,

Ne c'houlennân arruout james er joaüstet.

Me ra demeus va c'hoste, va douç ar memes le
Da gonserv va c'harante bete disqen er be,
Ha memes da gontract dre an douç alianç,
Contrat a fidelite, ha re a jouissanc.

Me ho ped, calon dener, da viret ar prudanç
A zo un arm necesser da zifen ar gonstanç :
Qemerit an oll armou enep ar güel deodou,
Rac ne veac'h reduiset dre o artifiçou.

Poent ê en em separi, rac tad ar sclêrijen
A ya da vearamplacet gant an devaljen :
Me a garre, evit merq demeus va c'harante,
Caret pouvoar Josue evit asten an de.

Ar c'himiad zo ractal grêt tre an daou zen fidel,
Augmanti a ra o foan ouz en em dilezel;
Evit en em soulaji, hon eus an èsperanç
D'en em gavet heb dale evit hon passetanç.

Bonsoar, mignones fidel, eus a greiz va c'halon,
C'houi a ra va flijadur, va c'honsolation :
Ha dêc'h ive, va mignon, distroit hep dale,
Ar mennat a c'houlennân, ma vo var ben eiz de.

Bonjour dêc'h, va doueic qer, flouanes va c'halon,
Ho quitat zo e vidou ur güir bunition;
Mes bremân ec'h esperân, dre nerz ho carante,
Na vezo qet differet chaden va amitie.

Clêvit va moez truezus o houl hoc'h odianç,
Gant ur güir humilite ebarç en ho presanç;
Evel eur c'haptif fatig e creiz e chadennou,
A implor a vir galon finissa e boaniou.

Demeus va c'haptivite accordit din vagraç,
Evit gallout contempli, plijadur ar Parnas.
Va chrim a zo pardonabl, ebars en pep fêçon,
Pa zê guir evit caret emeus bet ur galon.

Va mignon, ret ê anzav, brasê ar chanchamant
A zo deut boe'n amzer ze ebars em santimant;
Tremenet ê an amzer demeus hoc'h odianç,
En em distag ràn ouzoc'h, bonnes ê ho setanç.

N'em bije biqen sonjet ebars en drompleson,
Nac e vijac'h bet capabl demeus a drahison;
Qementse a ren va foan er bed-man hep remed;
Mes ma clêfen ar sujet, e ven c'hoas soulajet.

Gallout a ellân credi n'en don bet condaonet
Gant Rouanes ar furnes, hep cavet eur sujet;
Ha mar dê guir qementse, e credân gant rêson
E vezo sur va suplig hep nep remission.

Va excuzit, den yaouanq, hep sujet na rêson
E prononcet an arrêt eus hon separation,
Dre efet ar c'hapriçou deus an astr dominant,
Pini ra impression sar va zamperamant.

Mes al lezen a zisq demp e zeo ret credi,
Qent eguet ober veuyou dont d'en em gonsulti,
E tleer en em sònjal qent eguet prometti,
Rac ur veach prometet, ret ê effectui.

O Venus! Douees payan, cruella recompanç
Gonde da vea credet, va ficat gant da lanç;
O veza dide fidel pebes plijadur zo,
Mes mar cesser da garet eo guell-bea maro.

Oll Doueou ar Parnas a zo oll insultêt,

An ên coulz hao an douar a zo oll affrontet:
Certen-ennes zo eur c'hrim hac a zo punissabl,
Ma na ve prest effacet, pa eo c'hoas reparabl.
Jupiter, puissant Roue eus an oll Doneou,
En em veneh eus ar c'hrim-mâ erve da bonariou;
Ha te, Mars victorius, qemer da oll armou,
Evit cavet ar rêson eus e fromesseou.
Mercur, an ambassadeur, digor da zouesqel,
Nich bete ti va mestrez, ha ro dêi ar brezel;
Dre eloqanç Apollon obten din va mennat,
Da ârrêti an daelou a zo eun-daoulagad.
Ciceron, prinç ar furnez, gra dezi gourc'hemen
Da ghitat ar gaochoni ha da heuill al lezen,
Gra dezi effectui gant justiç e veuyou,
Ma teuyo d'am delivra demeus e chadenou.
Junon, mam an eurenjou, gone din ar victoar,
Hac e devo melodi ha trioumf an Nao C'hoar,
Ma vo celebret ar goel var Mene ar Parnas,
En enor d'am Mestrezic, pa vin antret en graç.



## CHANSON

### AR GUIN-ARDANT PE AR JIGODEN.

*Var ton ar Gazes.*

ME ho supli, tud yaouanq, hac a regos ive
Deut da glêvet eur chanson composet a nêve,

Zo grêt var ar Güin-Ardant, a hanver Lodevi,
Calz plijadur ho pezo, mar gallit e disqi.

Laqet emeus em memor hac ive em speret,
Da zonet da zisclêria elouez ar Vretonet
Var sujet ar maleuriou zo âruet hep fent
En Breiz-Izel, er bla mil eiz cant seiz-daon-uguent.

Estoni ra va speret o tont da gontempli,
O c'hout penos e c'hoariac'h partout ho trajedi,
O velet calz a dud fur penos e voant chanchet,
Goaset, merc'hed, tud yaouanq, gragues intanvezet.

Ambandonet ho poa oll ho teveriou caera
No poa mui a garantez nemet qen da eva :
Choaset ho poa'r Güin-Ardant evit ho quis miguon
Hac ec'h evec'h Jigoden hep moderation.

Goude e vijac'h guelet e ruilya dre'r vouillen,
Guerzet gauêc'h ho poutou, ho toq divar ho pen,
Difrezet ho chupennou ha collet hoc'h arc'hant,
Alies cousqet ermes, ho tud en nec'hamant.

Hep cavet infantiou da choqi den abet,
Lezomp bremàn ar voaset, comzomp eus ar merc'het ;
En escopti a Dreguer e voaint, oll jentilet,
Deut da veza gracius en andret ar voaset.

Ne zeus qet c'hoas, pell omzer, ententit Bretonet,

N'alle qet an dud yaouanq parlant oux ar
mere'het
Pa deuas ar Guin-Ardant marc'hat mad er
c'hontre,
Demeus ar merc'hed-yaouanq eus grêt calz a
c'hrague.
Mere'het yaouanq ha re gôs, plac'het a diea
mad
Pa yent d'ar foar da verza p'otramant d'ar
mare'hat
Ne vóa marc'hadour abet capabl da accordi,
Ma na vije prometet eur banne Lodevi
Mont a ra'r varc'hadourien neuze a galon vat
Da bêa ar Güin-Ardant da ober ar marc'hat,
Dre voyen an Odevi e zint bet accordet;
Gonit a re'r marc'hadour calz a draou n'ouzer
qet.
P'o deus touchet o arc'hant eo contant o
speret.
Ha goude o banac'hou o deveus c'hoas sec'het;
Hac int mont teirpeheder da di ar Güin-Ardant,
Ha goulen peb a vanne neuze presantamant.
Evet o deveus eno ar peder femelen
Qement eus a Vin-Ardant, ma savas en o fen;
Mes pa vos ret sortial, er vouillyen int ruyllat
Hac ahimet o dillat, goapêt gant ar mere'het,
Ruylla, diruylla rejont o feder er vouillyen,
Ha pa fote dê sevel e queent var o fen :
Un dònjerint da velet ar mere'het digwempen,

Hà collet o mouchouer, o c'hoef divar o fen.
Comprenit en oll domach a ra ar Guin-Ardant
D'ar re a ef aneàn da goll o zantimaot!
En em expos d'an danjer evit coll o bue,
Evel a zo bet gueleť partout dre ar c'hontre.
Pa deuas ar Guin-Ardaot da guenta er vromàn,
Voa vit an hospitaliou da bansi an dud clàn,
Ha gouscoude calz a dud en em dol d'en eva,
Hac en certeo ur boessoo eus ar re gruella.
Hac e vije bet ur mor formet a Vin-Ardant,
E vije bet disec'het ebars er bla presant;
Ar pez a zo cos ma zê qerêt evit ar bla,
Dre ar gonsomation a zo grêt anea.
Qement tra zo er bed-mâ a eprouv chanchamaot :
Hyrio leromp Jigoden ha guechal Guin-Ardant,
Ur banne Ini-brutal, ur C'hranc pe Mistigri,
La-Gout, e me Yan-Zoudard, ha ni lar Lodevi.
Poent ecavàn finissa, amplic emeus comzet;
Ne larin netra davantach, gant aon oa vec'h fachet :
Lavaret emeus dèc'h-hu daro ho qüiryoneou,
Ha gouscoude va-unan me meus va defotjou.

FIN.

---

E Montroulez, eus a Imprimeri LÉDAN.

